# GWALARN

## HA KANNADIG GWALARN

Romantou ar Bobl — 1

# BLEUNIOU A GARANTEZ

gant

KOULMIG ARVOR

59

HERE 1933

**Raklavar**

Ar romantig-mañ, moulet e 1913-14 war « Kroaz ar Vretoned » n'eo bet biskoaz embannet e stumm levr.

Savet eo bet gant Filomena Kadoret, diouz hec'h ano-pluenn Koulmig Arvor, ar skrivagnerez anavezet, maro ken yaouank.

Kredi a ra d'imp n'hellemp ket ober gwelloc'h eget dibab « Bleuniou a Garantez » da veza an hini kenta eus hor « romantou ar bobl ».

# BLEUNIOU A GARANTEZ

## JOBIG

— Ac'hanta, Jobig, pelec'h ec'h ez ken laouen ?... D'ar c'hoad adarre, kuita ? da glask bleuniou ha mouar du ?

Jobig a respontas dre eur mousc'hoarz kalonek, hag, en eur c'houitellat eun ton d'ezañ e-unan, e kendalc'has gant e hent.

— Paour kaez Jobig, eme ar paotr yaouank a gomze outañ, Doue a ro konfort ha plijadur da bep hini hervez e damm skiant war an douar-mañ.

Jobig ar C'hoadou, — eul lesano savet d'ezañ, — a oa eur paour kaez diod, mevel en eur vereuri eus ar Gêr-Wenn. Izel a spered abaoe e vugaleaj, en devoe bet ar gwalleur da goll abred e dad hag e vamm, peorien gaez, met tud a boan ha tud a feson. Prest goude maro ar re-mañ, ar c'hoz lochig balan a servije d'ezo da di a gouezas en e boull, hag an emzivad en em gavas war an hent bras, hep goudor, hep souten, na siouaz, spered a-walc'h da c'hounit e damm bara.

Eun tiegez kristen eus ar gêriadenn a gemeras truez outañ.

— Ba ! eme Yann Vras d'e bried, eur genou ouspenn e-touez kemend-all, petra eo se ? Ar paotrig a savo tamm-ha-tamm da heul hor re. Ne santimp ket hen

degas hag eun ober mat hor bezo graet, ma vimp digollet dioutañ gant Doue.

Ha dor an ti trugarezus a zigoras frank dirak an emzivad. Gwechall e oa stank en hor Breiz ar c'halonou aour-se. Doue d'o mirout hizio c'hoaz, niverus en hor bro ! Tenna a reont d'ezi eurvad ha bennoz.

Ar paotrig a greskas, ar c'hrennard a zeuas da veza paotr yaouank. Met e spered ne zigore tamm ebet. Diaes e vije, avat, kaout gwelloc'h kalon egetañ. Mirout ar saoud ha diwall bugale vihan e vadoberourien a oa bet e vicher a viskoaz, hag eur vamm dener n'he dije bet evit ar re-mañ muioc'h a evez na brasoc'h karantez. Gant se, laouen dalc'hmat, Jobig en devoa gounezet grad-vat an holl. An ti a seblante goullo pa ne veze ket er gêr.

An amezeien a lavare alies da Yann Vras e oa sot o virout war e choug eun den na rae d'ezañ, koulz lavarout, labour ebet. Yann ne responte ket dalc'hmat, met e soñj en devoa.

Penaos, kas Jobig er-maez eus e di ? Biken avat ! An tiegez ne vije ket ar memes hini ! Ne oa ket prest !

Hag ar bloaveziou a dremene, skañv ha laouen, evit ar paour kaez diskiant, eürusoc'h marteze en e stad eget ar speredeka eus ar bed. Evit gwir, eun den iskis e oa Jobig. Bep sul ha d'ar pemdez, e veze gwelet, eur banerig vroenn ouz e vrec'h, o treuzi ar gêriadenn hag o kemer gwenodenn ar c'hoad bras a oa a gostez da gêr. Ac'hano e teue d'ezañ e ano, hag eno gant al laboused e veze en e blijadur.

Doue, ma 'n devoa serret outañ levriou skiantek an dud, a zispake sklaer dirazañ an teñzoriou kuzet e levr kaer ar Grouadelez. Gwelet e veze o chom eurveziou penn-da-benn, azezet war ar man ouz troad



eur wezenn, pe harpet ouz eur garreg, da selaou richan eun evnig, da sellout ouz eur wazig o ruilha war ar bili aour e-mesk ar bleuniou.

Eun devez, daou alies zoken, e chome evel-se da redek ar c'hoadou, ha ne zistroe nemet leun e baner a vouar, a graoñ, a lus du, a roe a-hed an hent d'ar vugale. Kement-se holl en devoa gounezet d'ezañ karantez tud vat ar Gêr-Wenn. Er goueliou, er beilharadegou, er predou, Jobig a oa klasket ha prizet evel ar re all.

An dud yaouank, evit farsal, a c'houlenne outañ awechou :

— Ha te, Jobig, n'ec'h eus ket choazet mestrez ebet, evit c'hoaz ? Poent eo d'it soñjal, paotr ! Allo, gwelomp hag-heñ ec'h eus lagad !

Jobig ne responte ket, met e soñj en devoa, evel ma 'c'h it da glevout.

## PERIG HA JANIG

Koanta plac'h yaouank ar Gêr-Wenn a oa Janig ar Mignon. An holl baotred yaouank a rae d'ezi sellou flour, rak, ouspenn ma oa plac'h faro ha plac'h fur, e oa eur bennhêrez vat. He zud a zalc'he eur vereuri d'ezo o-unan. Ne chome ganto bugel ebet nemet Janig, hag e veze lavaret en devoa ar Mignon koz eur yalc'hadig vrao a arc'hant.

Ar c'halanted a verve eta en-dro d'ar plac'h yaouank, met houmañ ne zaleas ket d'ober he choaz. Perig ar Barz e oa ano ar c'hoantiz eürus-se, ha, ret eo lavarout ar wirionez, dellezek e oant an eil ouz egile.

Perig a oa labourer-douar evel e dud ma veve gan-

to. Diaes e vije kavout paotr yaouank gwelloc'h savet na reizetoc'h egetañ. Eur garantez vras a skoulmas hep dale kalon an dud yaouank, hag, er vro tro-dro, e ouie an holl e oant prometet. Bale a raent a-gevret foariou ha pardoniou. A-hend-all, pa veze falc'hadeg, dournadeg pe labouriou all e ti ar Mignon koz, Perig a veze klasket da gas ar penn. Kement-mañ a roe tu d'ar yaouankizou all da dabutal anezañ ha da c'houlenn :

— Ac'hanta, Perig, pegoulz e vo an eured ? Ro eun tamm c'hoari kaer d'imp eun dro bennak. Skuiz omp o c'hortoz !

Per hag e zousig ne c'houlennent ket gwell, met ar re goz ne oant ket c'hoaz tuet mat a-walc'h.

— Kemerit hoc'h amzer, bugale, a lavare tad Janig. An traou n'int ket c'hoaz reizet d'am soñj... Pelec'h ez eot an deiz war-lerc'h ?

— O ! du-mañ ez eus plas a-walc'h, a responte Per, ha va zud ne glaskont ket gwell eget kaout Janig en o zi.

— Amañ n'eo ket labour na frankiz a vank ivez, eme Janig. Aesoc'h e vije d'eoc'h, va zad, pa vije Per o terc'hel penn ganeoc'h.

— Ta, ta, ta, eme an tad, da bep evn e neiz. Tiegez koz ha tiegez nevez n'int ket graet da vont asambles. Daou zen dimezet o deus ezomm eul loch. Bremañ, n'eus mereuri ebet da feurmi dre amañ, met, eus an eil deiz d'an all, e c'hell degouezout. Selaouit ali ho tad, bugale. N'ho pezo ket a geuz.

Hag an dud yaouank a blege.





Eur beurevez, en eur zigeri prenestr he c'hambrig, Janig a gavas warni eun torkad bleuniou koant, goloet a c'hliz ha nevez kutuilhet. Chom a reas souezet. Daoust piou en devoa degaset ar boked-se eno ? Eur paotr yaouank, a dra sur, rak lakaet e oa bet e-pad an noz... Perig ?... Ne grede ket, re gustum e oant an eil ouz egile evit lavarout en dije graet c'hoariou evel-se, pa ne oa ket he gouel... Piou a-hend-all eta ? Ha Janig gant ar bleuniou da gambr he mamm. Houmañ ne oa ket sklerijennetoc'h eget he merc'h. Eur garantez kuzet a oa er boked-se, met daoust e pe galon e oa diwanet ?... Fañch ar Merer ? Hennez a oa pinvidik... Laouig ar Rouz ? Kaner ha dañser evel ne oa ket !... Pe c'hoaz Herri ar Gareg, a selle ouz Janig abaoe pell 'zo en eur huanadi ?... Unan bennak e oa, a dra sur, met piou ?

Kaset e voe kelou da Berig. Hemañ kenta a reas a oa en em zizamma. N'eo ket heñ a oa ar perc'henn. Klask a reas evel ar re all, met hep muioc'h a chañs. Paotr e vleuniou karantezus a chome dianav.

Eiz deiz a dremenas, hag, eur beurevez, setu eur boked all war brenestr Janig, brasoc'h ha kaeroc'h c'hoaz eget ar c'henta.

— Nom d'am pesked ! eme Berig, en eur grafignat kostez e benn, setu aze eun hinkin avat ! A daoliou bleuñv ec'h a hemañ d'ezi !

— Pelec'h kavout feson dudiusoc'h ? eme Janig en eur vousc'hoarzin. Hep mar, e garantez a zo ken gwerc'h, ken flour hag e vleuniou.

— Diwall na dremenfe ken prim hag i, eme Berig... Met, kuit a farsou, me 'zo krog da veza nec'het.

— Peseurt koñchou ! eme ar plac'h yaouank. Ken nebeut a fiziañs ec'h eus ez Janig ?... Met, memes tra, fentus eo, hañ !

— Fentus ken na rankan gouzout piou eo ! Nag e rankfen tremen pemzek deiz hep mont em gwele.

E-pad eiz deiz ec'h evesaas. Krog e oa da skuiza, — ne oa ket hep abeg, — pa welas, eur sulvez vintin, a raok an deiz, Jobig, ya, Jobig ar C'hoadou, en eur zistrei eus ar c'hoad, o tostaat sioulik da brenestr ar plac'h koant hag o lakaat goustadik eur boked glizennet er memes lec'h gant an daou all.

Perig a zirollas da c'hoarzin :

— Hola ! hola ! eur gwall enebour am eus tapet aze. Ne grenen ket hep rezon ! n'eus forz, ez an d'ober eur c'housk bremañ... A, Jobig ! Janig, avat, a zo o vont da c'hoarzin.

Hag, an deiz war-lerc'h ar beure, ar paotr a gemere gwenodenn ti e zousig. E oa houmañ o lakaat ar bleuniou en eur werennad dour sklaer, he mamm en he c'hichen.

— Eur boked adarre, emezi kerkent ha ma welas he mignon.

— Adarre ! eme hemañ. O, Janig, stad a zo ennout gant da vleuniou, met muioc'h a vo c'hoaz pa anavezi o ferc'henn.

— Penaos ? Te 'oar piou eo ? Komz prim 'ta, Perig.

— Klask c'hoaz, eme ar paotr o vousc'hoarzin.

— Kleuzet a-walc'h em eus va fenn evel-se. En ano Doue, dinec'h ac'hanoun !

— Jobig ar C'hoadou, dimezell Janig, eo ar c'hoanteg ijinus-se !

— Jobig ar C'hoadou ! eme ar plac'h yaouank o



tirolla da c'hoarzin. Arsa, va Doue evelkent, hag e kav d'eoc'h eo dre garantez ?

— Dre garantez ?... Ya, sur end-eeun ! Ma 'z pije gwelet gant pebez evez e renke e vleuniou ha pebez sell a daolas, a-raok kuitaat, war ar prenestrig serret !

— Paour kaez Jobig ! emezi. Biken n'em bije soñjet !

— Perak 'ta, Janig, eme ar vamm, ne vefe ket gouest kalon ar paour kaez-se da c'houzañv evel ar re all ? Na rit ket a c'hoap, bugale. Pec'hed e vije. An huñvre-se, a dra sur, a zo prederiet gant hennez abaoe pell 'zo. Met, d'am soñj avat, degemer e vleuniou a zo rei tu d'ezañ da genderc'hel. Mar grit diouzin, e vo lezet ar boked war ar prenestr. Pa gavo anezañ sec'het en e blas, marteze ec'h intento.

— Ma, avat, eme Berig, kement-se n'eo ket va soñj-me. An inosant paour en deus, a dra sur, eur blijadur vras o tastum ar bleuniou-mañ da Janig. Chom hep o degemerout a vefe ober d'ezañ re a boan galon.

— Abred pe ziwezat e ranko gouzout !

— Marteze a-benn neuze en devo cheñchet soñj.

Hag ar merc'hed a yeas da demzi en em wiska evit an oferenn-bred, tra ma tistroe Perig d'ar gêr d'ober kemend-all. Ya, met ar fent a oa re vras. Da genta mignon a gavas war e hent, ar paotr yaouank a zisplegas an nevezinti. Ar brud a redas buan, hag a-benn an noz, ne oa kont er gêriadenn nemet eus karantez Jobig.

— Diwall, Perig, eme unan ; eur gwall vleiz ac'h eus aze.

— Kae da serri bleuniou, eme eun all ; anez ez out paket.

Jobig ivez, a c'hellit kredi, ne oa ket espernet.

— Petra hon eus klevet, Jobig ? Ez out o vont da zimezi, ha d'eur goantenn, me 'gomz d'it ! Ar vrava eus ar vro ! Eur mestr out da choaz !

Jobig ne responte ket alies, met c'hoarzin a rae kalonek, hag an holl gomzou-se en em c'harane doun en e benn. Koulz pe goulz eus an deiz, e kave tu da vont d'ar c'hoad da gutuilh eur boked d'e zousig. N'en devoa nemet an doare dudius-se da ziskulia d'ezi e garantez.

Siouaz ! huñvreou aour ar paour kaez Job a oa war var da veza bruzunet.

## AN EMBANNOU

Eur beurevez, Per a erruas en eur redek e ti e durzunell.

— Eur c'helou mat, Janig kaez ! emezañ. Intañvez an Duig a zilez he mereuri hag « ar C'hoadig » a zo da feurmi. Petra 'lavarez ? Daoust ha ne blijfe ket an neizig-se d'it ?

Ar C'hoadig a oa eur vereuri vihan war-bouez eur c'hard leo diouz ar Gêr-Wenn. Eur gwir neizig, evel ma lavare Per. An ti glas, savet en eul liorzig kelc'hiet a spern-gwenn, hanter guzet e-touez ar c'hoadou bodennek.

— Ar C'hoadig ! eme Janig o tridal. Penaos ne blijfe ket eul lec'h ken koant d'in ? Biken n'em bije huñ vreet kenkoulz-all !

Galvet e voe an tad hag ar vamm.

— N'hellec'h koueza gwelloc'h, bugale ger, eme an tad, en eur frota e zaouarn. Lavarout mat a raen d'eoc'h gortoz. Pegoulz emañ difeurm ar vereuri ?



— A-benn Gouel Mikael kenta, da lavarout eo, a-benn eur miz hanter.

— Allo, allo ! an traou en-dro neuze ! Gra feurm pa gari, ha bec'h d'an embannou !

Ne oa ket ezomm da lavarout diou wech. A-benn ar sizun war-lerc'h, an aotrou person a zezrevelle d'e barrezianiz e oa deut ar c'houlz da siella an intent a dlee unani daou diegez gwella ar barrez.

— Daou zen a zoare, eme an dud etrezo o tont eus an oferenn. Tud yaouank fur ha tud en o aez, rak, mar en deus ar Mignon koz eur vinorez vat, mab ar Barz n'eo ket gant netra ivez.

— Eun unaniez treset mat !... Hag ar C'hoadig o deus feurmet, war a glevan.

— O ya, eme eun all gwariziusoc'h, ar re binvidik a gav bepred tu d'en em zibab.

— Petra 'fell d'it, va faotr kaez ? Evel-se emañ bet kont a viskoaz hag e vo da viken.

— Ha Jobig, va Doue, eme eun all, Jobig ar C'hoadou, penaos e ray ?

— Kalonad sur en devo, ar paour kaez paotr. Met ba ! ankounac'haat a ray buan !

Hag an teodou a gerze, lod war an tu mat, lod war an tu fall. Kement-se avat a leze dinec'h Per ha Janig. Holl d'o eürusted, hor mignoned ne oant trubuilhet tamm ebet gant lavarou an dud.

Koulskoude, an daou diegez a dem..e pep tra evit an eured, a dlee dastum tremen daou c'hant a gerent hag a vignoned en-dro d'ar priedou yaouank. War gezeg e vije an traou, hag holl dud ar gêriadenn hag an amezeien tro-dro a oa pedet, ha ne oa ken kaoz etre an dud yaouank.

— Kerc'het mat eo da jao, Loeiz ? eme Bipi.

— Dec'h da noz em boa kresket e lodenn, eme hemañ. Ha da hini ?

— Feiz, krog oun gantañ ivez. Aze 'vo bec'h, paotr! Diou rubanenn oc'h antren er vourc'h !

— Hag eur maout en distro !

— Eur maout, saperdie ! Pelec'h e vo ar sach ?

— Tro-war-dro da bark ar gistinenn, 'm eus aon.

— Hola vat, eur park a bemp devez arat, ha sao en eun tu...

— Ya, eun tamm sao a zo er penn-mañ, met, a-hend-all, evel eun taol-boull.

— Bec'h a vo, sur end-eeun.

Ha pep hini a soñje :

— Gwelet e vo ! Mar gallan, n'eo ket eun all a vo trec'h.

Latenn ar merc'hed n'oa ket stag ivez, a c'hellit kredi.

— Allo, Mari ! Prest eo da zilhad nevez ?

— N'int ket start da bresta, Loeiza ger. N'em bo netra nemet eur c'houzougenn nevez hag eur botou ler. Ha te ?

— Me netra a-grenn ! 'c'h eus ket soñj em boa bet eur gwiskamant penn-da-benn evit pardon ar Werc'hez, pa oamp anvet hon-diou gant ar banniel bras ?

— A ! eo, soñj am eus... eun drouc'hantenn e oas an deiz-se !

— Ya, merc'h paour, met dimerc'her ne vimp netra. Klevet 'c'h eus peseurt dilhad he deus bet Soazig an ti all ?

— 'M eus ket.

— O plac'h kaez, me 'm boa o gwelet en deiz all e ti ar gemenerez. Merinoz doubl eus ar c'haera,



teir regennad voulouz war he broz, hag eun davañjer seiz roz gant dantelez wenn tro-war-dro !

— Jezuz ! Ken pinvidik-se eo re an ti all !

— Pinvidik ! Ya da, moged kuit a dan !... Met ne ouzout ket emañ o klask tapout eur minor mat bennak !

— Hola vat ! c'hoari kaer a vo en eured Janig !

— Ya, me 'gred ! Piou eo da zañser evit tro ar boked ?

— Ne ouzon ket... Yann Mari, moarvat, eme Vari en eur ruzia eun tammig.

— A, ya, da hini evel just ! Jezuz ! me 'zo disoñj !

— Ha te ?

— Ha me 'oar ? Jilez a zo adarre o klask frot ouzin. N'oun ket evit en em zizober diouz hennez. Met, feiz d'am daoula, dañs ar boked ne rin ket gantañ, sur mat. Mar gallan krafa war Laouig, an dañser !

— A, eno e vo brao ar bed ganit, eme Vari en eur vousc'hoarzin.

An holl a ouie er gêriadenn e oa Loeiza baour, abaoe pell 'zo, o klask teurel e diner he botez ar paotr Laouig, met hemañ, hervez, en devoa e soñj e lec'h all.

« Kement a reer o kana nouel, ma tegouez Nedeleg », eme eul lavar koz. An deiz ken gortozet a zegouezas ivez.

## AR BOKED GLAZUR

Janig a savas laouen ar beure-se. Prenestr he c'hambrig a oa troet war al liorz. Ar plac'h yaouank e zigoras, ha, harpet outañ, en em lakaas da huñvreal.

An amzer a oa klouar, ar maez a oa sioul, eus sioulder divent an diskar-amzer, ar sioulder huñvreüs-se a luskell ar galon etre al levenez hag ar velkoni hag a ra d'ezi gouzañv ken reiz douster nerzus ar garantez. An heol a save goustadik en dremwel, e vannou aour en em sile doanius e-touez an deliou brizvelen, e taole dindano an evned o diskanou karantezusa. Pep tra a seblante eñvori kaerder an devez a save war ar gêrig, ha mousc'hoarzin d'ar plac'h yaouank, a chome sebezet dirak ar mintin lugernusse, mintin diweza he yaouankiz, heñvel a-walc'h ouz stad he c'halon.

Hag he buhez tremenet a dremenas en eun taol dirak he daoulagad. Dudi, eürusted, bleuniou, setu ar pez he doa kavet war he hent. Doue a roas d'ezi eun tad hag eur vamm eus ar gwella, a zeskas d'ezi abred kerzout war hent ar furnez, hent an eürusted c'hlan a gaver o poania seder ha laouen e frankiz ar maeziou. He c'halon en em stagas ouz eur stad-vuhez ken kaer. Beva evel he zud, e-kreiz he bro, gant eur c'hristen hag eur gwir Vreizad evelti, setu huñvre he c'halon, hag, evel pa vije o tiarbenn he c'hoantegeziou, Doue a lakaas hep dale war he hent ar mignon a glaske. Deut e oa an deiz da seveni an huñvre, deut e oa an deiz a dlee hec'h unani d'an hini a gare muioc'h egeti hec'h-unan. Eur vuhez all a yae da zigeri eviti, pounneroc'h, trubuilhusoc'h marteze, ha koulskoude, ... daoust ha ne vije ket brao beva e goudor eur garantez virvidik diazezet war zoujañs Doue ?

— Va Doue, trugarez ! eme ar plac'h yaouank.

Ha daerou a c'hlebias he dioujod, daerou a levenez mesket a dristidigez, rak an deiz-se he rente ken eürus he diframme digant he zud vat. He c'halon en em serre o soñjal er glac'har mut a lenne bemdez e daoulagad he mamm, o soñjal en he zad, a chome hep eur bugel da harpa e gozni.

Mouez skiltr ar biniou o sevel er pellder ha dor ar gambr o tigeri a dennas anezi eus he huñvreou.

— Savet out, Janig ?... Penaos, gouela a rez !

Ar plac'h yaouank, hep respont, en em daolas etre diouvrec'h he mamm. Eur pennad e veskjont o daerou.

— Allo, sec'h an daerou-se, eme ar vamm da genta. An deiz-mañ a zo eun devez kaer evidomp. Ne fell ket e deñvalaat gant an distera koumoulenn a dristidigez.

— Mamm, ... ho kuitaat !

— Em c'hichen e chomi. Bemdez en em welimp. Hor merc'h ne vo ket kollet, hag eur mab hon eus ouspenn !

Hag ar vamm a vousc'hoarze evit mouga an daerou a garge he daoulagad.

— Sell, emezi a-benn eur pennadig, pegen kaer eo an amzer ! Daoust ha gouela a c'hallez pa gan an evned ken koant ha ken lirzin ?... O la ! piou a zo du-hont war ar c'hleuz en tu all d'al liorz ?

— Piou ? eme Janig, ... Jobig avat, mamm gaez. Ya, ya, heñ eo ! Daoust petra a ra aze ?

An diskiant a oa dindan eur bod kelvez, troet etrezek ar prenestr. Eur bod glazur a oa en e zourn. Soñjal a reas dont betek an ti, ... ha, souden, evel pa n'en dije ken gwir da dostaat, ec'h astennas e

vrec'h evel da ginnig ar boked, ha, goude beza graet eur sell diweza, e tec'has kuit en eur redek.

— Ar paour kaez ! eme Janig. Truez am eus outañ !

## AR VOULLIG DOUAR

Traonienn ha meneziou a dregerne laouen, ar beure-se, gant moueziou sklintin bombard ha biniou o seni toniou eured. War dreuzou o zier, tud ar vourc'h a c'hortoze abaoe eun eur 'zo. A-hed an hent bras, ar c'hleuziou a oa goloet a dud, ha, dre an hentou a gase d'ar Gêr-Wenn, tud an eured, war gezeg, e gweturiou, a dostae laouen ha fichet-kaer.

Perig a oa degouezet, eur pennad a oa, gant e vazvalan hag e baotr-enor. E wetur, livet e fresk, a lugerne dindan an heol, hag e gazeg velen, rubanet he fenn, a dride gant hast e toull an nor. Ar goulennou o devoa bet lec'h, flemmus eus an tu hag egile, met gant tu ar paotr e teuas an trec'h.

Nav eur a sonas. Ar wreg yaouank, daerou en he daoulagad, a vriatas he zud karet, ha, goude beza taolet eur sell diweza war neizig karet he yaouankiz, a bignas e gwetur he zad. Hi eo a dlee kas ar penn, ha Perig, gant e vamm, a gloze ar vandenn.

Ar sonerien a ganas ton ar c'henavo, hag ar c'hezeg d'an daoulamm ruz a gemeras hent ar vourc'h.

A-hed an hent, ar sellerien a hete d'ezo chañs, eurvad ha plijadur, hag ar c'hezeg a gerze bepred. Setu ar vourc'h du-hont a-hed gwel ! Amañ ar paotr-enor a lez kezeg ar rubanou hag, ouz son ar biniou, an eured a erru er vourc'hig. Prestik eo dis-



kennet an holl, ha Janig, harpet war vrec'h he zad, a gemer hent an iliz, ouz son laouen ar c'hleier.

— O, o ! eme ar c'homerezed. Trouc'h a zo gant ar Mignon koz hizio ! Sellit penaos e rod !

— Va feiz, eme eur c'homper lagadet-mat, abeg en deus. Janig-se a zo eur ganfantenn spontus !

— Eur paradur dellezek he deus kavet ! Perig ar Barz a zo eur paotr evel ez eus nebeut dre amañ.

Hag ar c'hlakennou a gerze adarre.

Koulskoude, an iliz vihan en em garge. Leun-chouk e oa gant tud an eured, ken leun ma rankas, siouaz d'ezo ! ar c'homerezed chom er-maez.

Daoulinet ouz an daol santel, dirak ar beleg hag a roas d'ezo ar vadeziant, Per ha Janig a roe o ger da veza feal an eil d'egile betek ar maro.

Daerou a deneridigez a ruilhe war dioujod ar gerent, ha kalon ar priedou yaouank a oa leuniet a eürusted. En-dro d'ezo, kerent ha mignoned a bede Doue evito. En o c'halon, gras Doue a rene: en deiz a-raok e oant bet o-daou o taoulina ouz an daol sakr. Jezuz a oa pedet d'an eured hag heñ a vije da viken siell o c'harantez.

An iliz koz, iliz o badeziant hag o fask kenta, he devoa gwisket evit o eured he gwiskamant he goueliou bras. Ar c'hleier a vralle hep ehan hag ar « Veni Creator », ar « Magnificat » a save nerzus d'an neñvou, heuliet gant son ar c'horn bras ha gant mouez ar sakrist koz, pedet ivez d'an eured, hag a sache warni a-bouez frega e c'henou.

An oferenn a echuas, hag an daou zen yaouank a zeuas er-maez. Ar sonerien, deut d'o gortoz da doull ar vered, a grogas adarre da seni. Hag ar sel-

lou a zo paret warno ! Met ivez, pegen koant eo Janig, gant he c'holierig gwenn, he c'hoef broudet lakaet ken dereat war he bleo melen frizet ! pegen ouesk Perig gant e chupenn danvez, e dog bleo-goz du-fin hag e vruched gwenn digor !

— Pell 'zo ne oa bet gwelet tud-eured ken dereat dre amañ, eme an holl en eur vouez. Gant se, fur ha nerzus. Galvet int, a dra sur, d'ober menaj mat.

Ar baotred yaouank, gwintet a-benn neuze war o c'hezeg, a oa dastumet war ar blasenn. Loeiz ha Pipi a bourmene o re e-touez an dud evit diskouez ar rubanou marellet staget ouz o fennou. Ganto e oa deut an traou !

Hag an eured a guita ar vourc'h. Perig, e wreg yaouank en e gichen, a gas ar penn ar wech-mañ. Hag e seblant lorc'hus hag eürus o toucha d'e gazeg « Koantig », a ziskouez, savet he fenn, kompren emañ ar renk a enor d'ezi en deiz-se.

Hanter hent, an holl a ranko dale da zebri eun tamm bara gwiniz hag amann gant eur werennad sistr, degaset d'o diarbenn gant tud al labour, ha, goude, da « Bark ar Gistinenn » da welout ar c'hrog bras.

Ar c'hrog bras !... ya, evit ar baotred. Met ar merc'hed, a-boan erru er Gêr-Wenn, en em zastum war al leur-gêr, hast d'ezo da welout soner ha dañser o tegouezout.

— Hola, merc'hed kaez, n'oc'h ket erru eno c'hoaz ! Du-se, e park ar sach, paotred ar c'hezeg a zo oc'h en em daga. Ar maout a zo torchet gant an hini a soñjed an nebeuta, gant Erwanig ar Mest... It d'en em lipat bremañ gant tud evel-se !



Loeiz ha Pipi a zo chomet batet.

— Hag heñ a lavare d'in ne fizie ket lezel e hini war ar rubanou.

— Sell aze eun hinkin.

Met ar biniou a c'halv an dud evit « dañs ar boked ». Per ha Janig a c'hortoz war al leur-gêr. N'eus ket amzer da chom da chikanat. Ar baotred prim-ha-prim a cheñch o dilhad hag a zibab o dañserezed.

Amañ emañ ar gwasa krog evit ar re-mañ. Daoust ha kerzout a ray an traou d'o soñj ? Kalz a welas o mennad o tont da wir, met lod all, siouaz ! a rankas ober sellou du. Evel-se, Loeiza baour a chomas he genou ganti war c'houec'h eur, o welout Laouig, an dañser, o rei, en eur vousc'hoarzin, e viz bihan da Soazig an davañjer roz, tra ma rankas-hi, — ya brao a-walc'h, pe chom er-maez ! — koueza adarre gant he Jilez, en em gave bepred en he c'hichen, kaer he devoa trei diwarnañ.

Koulskoude, lañchenn ar sonerien a gerze skafiv. A-benn eur pennadig o soniou laouen a ziroufennas pep tal hag a rentas an holl ken laouen hag an heol a bare skedus war ar gwiskamantou lugernus.

Souden, eur voullig douar a faoutas an aer, hag a zeuas, en eur dremen a-us da benn an dud eured d'en em vruzuna e-kreiz an dro-zañs. An holl a chomas a-sav.

— Piou en deus graet an taol-se ?

— Sell unan o tec'hout du-se d'ar red ! Sellit 'ta !

— Jobig ar C'hoadou ! eme an holl en eur vouez. Bleuniou a zo gantañ.

Jobig e oa, e gwirionez. Kuzet a-drek ar c'hleuz, e selle ouz an ebad. Eun tamm kounnar a verve en

e galon, ken dizrouk peurvuia, hag evel ma tremene Janig hag he den ez-eeun d'ezañ, e krogas en eur voudenn douar hag e taolas anezi war-du enno. Neuze, evel mezek eus e daol, e kemeras d'ar pevarlamm gwenodenn e goadou.

— Ne oa ket pedet marteze ? eme unan.

— Eo, eo, eme Janig, met n'eo ket deut, war a welan.

Koulskoude, an eured a gendalc'he bepred. E-pad daou zevez leun, an dañs, ar c'han, ar baleadennou en em eilas e-kreiz ar vrasa plijadur. Biskoaz ne voe gwelet eured ken kaer, ken reizet hag hini Janig ar Mignon. Siouaz ! tremen a ra pep tra war an douarmañ. Tamm-ha-tamm, brud an eured a davas, hag a-benn eiz deiz goude, Per hag e zousig a oa er C'hoadig o tigeri o ziegez.

## AN TIEGEZ NEVEZ

Nag a c'hlac'har he devoa bet ar baour kaez Janig o kuitaat evit mat an ti tadel, a vire e pep korn anezañ kement a eñvoriou ker d'he c'halon.

Ne oa ket bet pell, koulskoude, evit trec'hi ar barr-anken-se, ha kennerzet gant he c'harantez, en em roas kalonek d'an dleadou a c'houlenne diganti he micher a benn-tiegez.

— Bezit piz, onest ha labourus, a lavaras d'ezi ar re goz, hag en em dennot mat, gant gras Doue.

An dud yaouank a sentas ouz an aliou-se. Ar C'hoadig, bet dilezet e-pad pell amzer, a oa kalz a welladenn d'ober warnañ. Perig hen gwelas hag a dennas gounid a gement-se. Janig, diouz he zu, ne



gasae ket al labour. Poania a raent a-hed an devez, pep hini eus e du, ha goude, azezet war an oaled ledan, nag e kavent berr nozveziou hir ar goañv, gant mignoned vat deut da ober ganto eur c'hornad butun, pe aliesoc'h o-daou o tivizout diwar-benn trubuilh ha levenez an deiz tremenet, labour an deiz war-lerc'h, spi an amzer-da-zont, troiou an amzer gwechall.

— Ha Jobig ? eme Ber a-wechou, 'c'h eus ket gwelet anezañ pell' zo ?

— Nann, eme Janig. Pa wel ac'hanoun o tostaat, e pleg e benn hag e tro kein.

— Eur wech bennak em eus gwelet anezañ o tremen dirak an ti, ha, bep gwech, e tro e benn d'an tu all.

— Paour kaez paotr, eme Janig.

— A, va flac'h kaez, a-benn an hañv e ranki tremen hep bleuniou. Aze out tapet !

Hag an dud yaouank a c'hoarze.

Met Jobig, petra oa deut da veza ?... Ar paour kaez ne oa ken ar memes hini. Heñ, ken laouen, ken c'hoarzus diagent, a oa deut da veza teñval, rok ha dizeblant. Ne gomze ouz den. Ar goañv, a harze outañ da vont d'ar c'hoad, hen dalc'he prizoniet er gêr alies en e wele. Yann Vras hag e dud a oa krog da veza nec'het gantañ.

— Mar ne zeu ket gwasoc'h da cheñch ? eme ar vamm.

— Ne ouzon ket, eme Yann. Ret eo lavarout e oa e soñj gant Janig, evel p'en dije e skiant-vat.

Hag an nevez-amzer a zeuas. Ar c'hoadou en em wiskas a c'hlazur, ar spern-gwenn a vleunias, ar

maez en em c'holoas a gan hag a c'houez-vat, hag ar C'hoadig a zeuas da veza eur gwir neizig a zudi.

Ar priedou yaouank a gare an neizig-se ha n'hen kuitaent nemeur. D'ar sul, d'an oferenn ha d'ar gousperou. Goude, da welout an tadou ha mammou, o gortoze gant kement a bres, ha d'ar gêr adarre. Eno e oa o buhez hag o holl eürusted.

— Graet e oant an eil evit egile, a lavare an dud.

Hag ar re a dremene e-biou d'ar C'hoadig a selle outañ evel ouz eus baradoz bihan.

Nag a zouster a zo kuzet e buhez eun tiegez kristen. Pegen foll eta, ar re a dremen o amzer, bep sul, bep gouel, o tismantra hag o veuzi an eürusted-se en ostaleriou, er gwin-ardant milliget ! D'ar sul, d'abardaez, oc'h ober eur valeadenn gant bugale ha pried, er gêr d'an noz, e-tal an oaled ledan, e-kreiz eur gurunenn a garantez, pebez eurvad dibriz, pebez taolenn frealzus, disprizet, siouaz, gant kement a dadou, dianav evit ken lies a diegez, ha ken aezet da dizout, koulskoude, koulz d'ar paour evel d'ar pinvidig !

Ken diaviz all ar re a weler bemdez o tec'hout diouz o bro, da glask an eürusted a vez kinniget d'ezo en draonienn e-lec'h m'int ganet, e-kreiz maeziou peoc'hus o Breiz-Izel !

Janig hag he fried a anaveze ervat talvoudegez an eürusted-se, a greskas c'hoaz evito pa deurvezas Doue, a-benn ar goañv war-lerc'h, degas eun aelig bihan, eur mabig ar c'hoanta, da laouenaat o ziegez.

Adalek neuze n'o dije ket troket o stad gant hini ar priñs galloudusa.



— Re eürus omp, a lavare Janig. Ne ouzout ket, Perig ? Me am bez aon a-wechou na vefemp re...

— Peseurt soñjou ! a lavare Perig. Doue a ro d'imp hon eürusted. Keit ha me vimp feal d'e lezenn, e c'hallomp beza dinec'h.

Eun devez hañv, ar paotr Yannig a oa kousket en e gavell dirak an nor, e disheol ar spern-gwenn. Ar vamm a yae hag a zeue dre an ti en-dro d'he labour.

Jobig a dremenas dre an hent o tont eus ar c'hoad.

Pa welas ar c'havell gant e ridochou gwenn, e chomas en e sav. Petra a dremenas en e spered ?... Digeri a reas ar glouedennig wenn a gloze ar porz, ha, goude beza sellet mat en-dro d'ezañ, e teuas goustadik betek ar c'havell.

O klevout eun trouz bennak, Janig a zeuas da doull an nor. Eun tammig aon a grogas enni o welout Job e-tal ar c'havell, met e zremm a oa ken madelezus, seblantout a rae ken eürus, ma chomas ar vamm amguzet da sellout outañ.

Jobig a oa evel semplet dirak ar bugel. A-viskoaz en devoa bet eur garantez vras evit ar vugaligou, hag e blijadur a veze ober en-dro d'ezo. Ar garantez-se a seblantas dihuni en e galon, ha Janig e gleve o lavarout :

— O, an aelig koant ! Toutouik, mab bihan ! Toutouik la la !

War an taol, Yannig a zihunas. Neuze an diskiant a bozas war ar c'havell ar bleuniou a oa gantañ, hag o trei kein, e tec'has goustadik, evel ma oa deut.

Pa voe distro an tad eus ar park, Janig a gontas d'ezañ gant pres ar pez a oa tremenet.

Edont o tivizout diwar-benn se, pa glevjont klouedenn ar porz o tigeri.

— Erru eo tud, eme Berig en eur sevel. Sell, eur paour eo, a gredan. Eur sac'h a zo war e gein.

— Digor an nor neuze, eme Janig, bepred madelezus.

An diavaeziad a zeuas en ti.

— Petra 'glaskit, va den mat ? eme Ber.

— Feiz, eme egile, en eur sellout en-dro d'ezañ dre zindan e dog, me 'zo o klask labour dre amañ. N'hallfec'h ket gopra ac'hanoun ?

Perig a chomas eur pennad da soñjal. Ezomm, hag ezomm bras en devoa eus eur mevel. E hini a oa aet an deiz a-raok d'ober e dri deiz war-nugent, hag ar foenn a oa da beurserri. Koulskoude, stumm hemañ ne blije ket d'ezañ. Gwisket-fall ha digempenn, ne oa heñvel nemet ouz eur reder-bro, hag e zaoulagad a oa disleal.

— Gouzout a rit labourat douar ? emezañ.

— Penaos ! eme egile, ya, moarvat, va micher eo houmañ !

— Eus a belec'h e teuit ?

Ar paotr a zaleas eur pennad da respont.

— Eus a bell e teuan, emezañ. Met bet oun c'hoaz er vro-mañ.

Per a sellas ouz Janig. Houmañ he devoa truez ouz aer truhek ar paour kaez.

— Petra 'lavarez ? emezañ goustadik.

— Feiz ! evel a gari, eme Janig. Mar karez, e kemeri anezañ evit eun nebeut deiziou. Truezus eo e stad.



— Ar gwir a zo ganeoc'h. Met n'em eus ket fiziañs ennañ.

— Ne vo ket ret e virout.

— Ac'hanta, eme Ber a vouez uhel, evit eun toullad deiziou e roin labour d'eoc'h, mar karit. Ret eo d'imp en em sikour.

Ar priz a voe graet, hag a-benn an deiz war-lerc'h, ar mevel a heulie Perig d'ar park.

An traou a gerze mat a-walc'h. Ar paotr ne oa ket kaozeer, met labourat a rae. Koulskoude, ar mestr ne oa ket evit herzel da zisfiziout dioutañ, ha gant pres e c'hortoze distro e vevel koz, eur paotr dimezet, den a zoare, a oa gantañ abaoe ma oa o terc'hel tiegez.

Eiz deiz a dremenas. Souden e weljont eur benveg bremañ, eur pez dilhad goude, o vankout e-barz an tiegez. Kement-mañ o lezas dizeblant da genta, met tennet e voe o evez eun deiz bennak.

— Ar mevel eo, eme Ber. Piou a-hend-all ?

— Me a soñj eveldout, eme Janig.

— Petra 'rin ?... Lavarout d'ezañ ?...

— Gortoz eun tamm, mar gallez. Me am eus hogozik aon rak ar galouper-se.

— Ya, ha me ivez ! Eun taol fall hor boa graet o rei dor digor da hennez.

— Ruzomp gantañ pemzek deiz, mar gallomp.

Met al laeroñsiou a gendalc'he, seul stankoc'h ma chome al laer direbech.

— N'eus ket da lavarout. Ret eo d'in komz, eme Berig.

Hag eun devez, o tebri lein, e troas ar gaoz war an tu-se. Ar mevel en em zifennas. Penaos ! evit eul

laer e vije kemeret ! Ha Janig a welas eur barr-kounnar o treuzi e zaoulagad fall.

An traou a chomas eno. Eun daou pe dri devez goude, e oa karget ar paotr, beure-mat, da vont da glask bleud d'ar vilin. Kreisteiz, enderv, noz,... ha den ne zistroe. Pa voe debret o c'hoan ha kousket ar mabig, Per ha Janig a oa deut d'azeza war an treuzou. Alies e plije d'ezo dont evel-se, d'an noziou hañv, d'ober eun diskuiz hag eur gaozeadenn dirak toull an nor.

— Ac'hanta ! eme Ber, chomet eo an hailhon-se d'en em vezvi. N'eus ket da lavarout, ret e vo d'in rei e gont d'ezañ.

— Ya ! ha lavarout emañ ret d'imp mont warc'hoaz da eured hor c'henderv, teir leo ac'han ! Me n'eo ket aezet va spered

— Ret-mat e vo d'imp mont avat, Janig kaez ! Int a oa bet en hon hini. Hon dle a zo da baea.

— Ya, a dra sur, eme Janig. Da vihana, ma vije deut da vamm pe va hini da evesaat ouz Yannig, met peogwir ez aint d'an eured ivez...

— O ba ! Katell a ray ervat war e dro hag a viro an ti, ha neuze ne chomimp nemet eun devez hanter d'an hira.

— Selaou ! erru eo ar paotr !

Erru e oa, evit gwir, bec'h d'ezañ o stleja e gorfad, e zaoulagad dislontret ha baous tout. Teurel a reas e vleud, bet taolet ha distaolet meur a wech, war leurenn an ti, hag hep ranna ger, e klaskas hent e wele.

— Ne lavarin netra d'ezañ fenoz, eme Berig. Warc'hoaz e vo gwelet.



An daou zen yaouank a chomas c'hoaz eur pennadig er-maez. Ar serr-noz a oa dispar. An oabl, chodmet alaouret war-lerc'h ar c'huz-heol, a roe liou da benn huñvreüs ar gwez uhel. En tu all, al loar a save evel eur rouanez. An aezenn a vouskane en deliou eun diskanig ken flour, ken tener, m'a chome an eostig, a-greiz e ganaouenn arc'hantet, evel sebezet d'e selaou. C'houez ar spern-gwenn a garge al liorzig, hag ar priedou dilavar hag eürus a veske o huñvredigez gant huñvreou an noz.

— Koantat nozvez ! eme Berig. Kaerat eo hor bro, Janig ker !

— Ya, dreist-holl an draoniennig-mañ. N'eus ket bravoc'h er bed !

— Evidomp, nann, a dra sur. El lec'hig-mañ e karfen mervel.

— Va zad, evel ma c'houzout, a gomze disul eus gwerz ar C'hoadig. Pebez eurvad mar galljemp hen prena.

— An huñvre-se a vagan abaoe pell 'zo. Neuze avat, Janig, ne vankfe netra d'hon eürusted.

— Hag-heñ e c'hallomp beza eürusoc'h eget bremañ ? Poan am eus o kredi ! Doue a zo re vat evidomp : ar bleuñv a ziwan war hor gwenodenn, puilh ha tener evel gliz miz mae war c'heot glas ar flourenn. O Perig, trugarekaomp Anezañ hep paouez !

Hag eus an diou galon unanet, gant c'houeziou melus an noz, eur bedenn a drugarez hag a anaoudegez-vat a savas etrezek an neñvou.

Antronoz vintin, pa oa ar mevel o voueta al loened, Perig a soñjas ober eur sell ouz ar bleud de-

gaset gantañ an deiz a-raok. Ar varc'hadourez a oa pell falloc'h eget en devoa gourc'hemennet.

— O, al lampon fall ! emezañ. Deus ganin, Janig.

Hag int o-daou etrezek ar solier, e-lec'h ma oa gwele ar mevel hag ar c'houfr ma kloze e zilhad ennañ. Per a grogas en eur benveg hag a savas ar golo.

Eur morzol, eun heskenn, dianket abaoe pell 'zo, eun daou pe dri litrad sistr, eun anduilhenn, skoachet mat e-mesk eur c'hrez hag eul liñsel skrapet en deiziou a-raok, setu ar pez a weljont dirak o daoulagad.

— O, dam, avat, filouter daonet ! An dro-mañ en em zizammin diouzit !

— Perig paour, eun enebour touet az po aze !

— Kaer 'zo lavarout, Janig kaez, n'hellan ket pardoni traou evel-hen. Ha neuze, petra a ray d'in pa vo pell ?

— Me a gren rak hennez !

— Erru eo, eme Berig... He, paotr ! deus war grec'h, mar plij !

Egile a savas en eur c'hrozmolat.

— Labour eus ar c'henta ac'h eus graet amañ, paotrig !

— Petra hoc'h eus-c'houi da furchal va dilhad ? eme egile divergont.

— Hag e kredez difronkal, hailhon fall, eme ar mestr divontet a-benn ar fin. N'eo ket bremañ e tleen beza furchet an traou-mañ ! Marteze em bije harzet ac'hanoc'h d'am laerez kemend-all !

— Me laerez !

— A-walc'h ! Ho kont, hag ho po arc'hant !



— Kas a rit ac'hanoun kuit ?

— Soñjal a ran ! Ha c'hoaz hoc'h eus chañs, pa ne ziskulian ket ac'hanoc'h !

— Keuz ho pezo ! eme ar mevel en eur skrignal e zent.

Ha Janig a hirisas o welout ar sell kasonius a daolas war he Ferig. Hemañ, troet e gein, ne daolas ket pled da gement-mañ.

Ar gont a voe reizet, hag a-benn eur pennad goude, ar reder-bro, e bak war e choug, a gemere toull an nor.

Degouezet war an hent bras, e tistroas, hag o sevel e zourn war-du an tiig sioul :

— Lezit hardis, tudjentil, emezañ. Keuz ho pezo !

## AN TAN

— O Perig, eme Janig, en eur grena, hennez a c'hoario eun taol fall bennak d'imp !

— Lez-heñ, eme hemañ. Petra 'ray ? Hep dale e vo erru pell ac'han. Allo, cheñch da zilhad. Poent eo mont en hent.

— Perig, me n'em eus ket c'hoant da vont d'an eured.

— Arsa, Janig, te 'zo sot !

— Me 'zo nec'het, n'oufes ket soñjal pegement !

— Allo, allo ! hon tud a vo o c'hortoz. Me a zo o vont da staga ! Kas ar soñjou du-se da stoupa ! Gwell eo ganin eo tec'het hennez eget na vije chomet amañ hizio.

Katell, an devezourez, a zeue en ti.

— Penaos, emezi, n'eo ket prest an dud amañ c'hoaz ?

— Nann, nann, eme Janig. N'eus fin ebet d'hon troiou, Katell gaez.

— C'houi, sur a-walc'h, a gav diaes kuitaat ar mabig-se. O, bezit dinec'h ! N'eo ket ar wech kenta da Gatell goz da baska kaot d'ar bouponou.

— Ya, ya, Katell, fiziañs hon eus ennoc'h. Setu perak hon eus ho klasket dreist ar re all.

Katell, eur gomer bentet, a c'houezas gant kement-mañ hag a lakaas eur brizenn, tra ma 'z ae Janig da wiska he dilhad kaer, he dilhad eured, a zegase d'ezi bep gwech ar wella eñvor... Ma, tra souezus ! an deiz-se, n'o lakae ket gant an heveleb plijad r. Eur bec'h a samme he spered, ha, kaer he devoa, n'oa ket evit hen lemel.

Eur pennad goude, roet ganti eun urz bennak da Gatell, ha poket kant gwech d'he mab, Janig a bignas er wetur e-kichen he fried. Eun touchad skourjez da Goantig, hag a-raok !

— Erru oc'h evelkent ! eme an dud koz e ti ar Mignon o c'hortoz. Ni a zo prest eun eur 'zo !

— Abred a-walc'h e vimp. Koantig n'eo ket hualet, eme Janig o vousc'hoarzin, c'hoant d'ezi da veza laouen evel kustum.

Met eur vamm a wel piz.

— Petra ac'h eus hizio, eme he hini, ne seblantez ket laouen ? Daoust, emezi en eur vousc'hoarzin, ha bleo torret a vefe ?

— O mamm, eme Janig, kement-se ne vo biken ! kuita, Perig ?



— Hor mamm a oar se ervat, ha setu perak e komz evel-se, eme hemañ eürus.

— Petra neuze 'ta ?

— Netra sur, koulz lavarout !

Hag e kontas an tamm trubuilh a nec'he anezi.

— Bez dinec'h ! eme an holl. Kement-se n'eo netra. N'out ket kustum da gavout skoilh ebet war da hent, met ret e vo d'it en em ober ouz ar vuhez.

Janig a davas. En eured e voe graet stad anezo. An traou a gerze ervat. An holl a oa laouen. Janig a stoui ... outi hec'h-unan. Diaes e kave, hi ken seder peurvuia, beza teñval he fenn e-kreiz kement a zudi. Met kaer he devoa, bepred ha daoust da bep tra, e ...stroe e spered d'ar gêr, e-lec'h he doa lezet eul lodenn eus he c'harantez.

E-keit-se, petra a dremene er C'hoadig ?

Katell, kenta tra a reas pa voe tec'het ar vistri, a voe temzi eur bannac'h kafe a zoare, hag hen eva en he flijadur goude beza trouc'het anezañ gant eul lommig mat a « loko », — rak, ouspenn ma oa kolmer, ar plac'h ne daole ket eur bannac'h en he bomer, — hag, he c'hof tennet eus ar vizer, pa ne oa ket c'hoazh dihunet ar paotrig, Katell d'ober tro an ti.

Pe... e oa d'ezi moarvat gouzout penaos e oa eme... en tiegez-se, a rae kement a c'hoant d'an holl d... resou, gweleou, bankou, eus an traoñ betek krec'h, e voe bizitet ervat an holl draou, ha da bep tro, Katell a lavare outi hec'h-unan :

— Ya, ya, renket-mat eo an traou amañ ! Ar seurtmañ n'eo ket peorien heoliet int, fin d'am doupenn !

D'abardaez, eun toullad mignonezed da Gatell, ha

ken latennet evelti bemdez, a zeuas, pedet ganti, d'ober d'ezi eur weladenn.

Penaos ! Daoust ha kavet e vije gwelloc'h tu da anaout teñzoriou an ti koant-se ? Ha goude, war ar stêr, e toull ar forn, e vije gallet konta ... ken na strimpfe ar vavitenn !

D'an noz, kousket ar paotrig ha debret he c'hoan, Katell a chomas eur pennadig war an oaled. Ar voutailhad « lagout », roet d'ezi diouz ar beure gant Janig, — houmañ a anaveze he zamm tech, — a izelae tamm-ha-tamm. Bep dek munut e roe Katell eur pokig d'ezi. Tamm-ha-tamm ivez, siouaz, he fenn a bounneraas. Eul lommig c'hoaz, ha setu Katell baour o saludi ar goulou !

— Hola vat ! emezi. Poent eo kas kousket d'e wele. Pounner eo an amzer fenoz !

Ha Katell, hep kaout soñj zoken da brenna mat an nor, en em daol en he gwele. A-benn eur pennadig, eur roc'hadenn bounner a sklokas en ti didrouz. Aet e oa Katell goz, gant he gwin-ardant, da vro an huñvreou.

Mar bije bet dihun, paour kaez plac'h, he dije hiriset o welout eun den, liou ar gounnar war e zremm, o tigeri an nor goustadik hag o treuzi ken sioul all ar penn eus an ti e-lec'h ma oa gwele Katell h[illegible]vell an aelig. Ha, mar he dije gwelet Janig ar sel[illegible]asoni hag a blijadur diaoulek a daolas war ar c[illegible]havell-se, he c'halon a vamm dener he dije en em frailhet en he c'hreiz.

Prest goude, kaset gantañ e vennad da benn, an treitour milliget, ar mevel digalon a dec'has diouz an ti hag en em gollas en noz teñval.



Souden, eun trouz, sec'h evel an tan o kregi, a savas er penn all eus an ti, hag eur c'houez loskus e gargas, ma tihunas Katell hanter spontet.

Moged a oa en ti ! Ar plac'h paour, strafuilhet-holl, a sav, ha diarc'hen, he broz hepken warni, e tec'h er-maez, en eur huchal pennfollet, etrezek ar Gêr-Wenn :

— An tan er C'hoadig !

An dud, dihunet er spont, a zerede, pep hini prima m'halle. Unan a redas d'ar vourc'h da lakaat seni ar c'hloc'h, hag hep dale eun niver bras a dud a voe dastumet dirak ar gêrig.

An tan ivez n'en devoa ket kollet e amzer. Eur penn eus an ti betek an nor a oa leun a flamm.

— N'eus netra d'ober aze, eme an dud. Saveteomp al loened !

Souden eur vaouez spontet a youc'has :

— Ar bugel ! ar bugel ! o va Doue !

Katell a oa e-kreiz he strafuilh, hanter vezo c'hoaz ivez marteze. Ar paour kaez plac'h he devoa ankounac'haet ar paotrig.

— Ar bugel ! eme an holl, evel eun hekleo spouronet. Ar bugel a zo en ti ! O Itron Varia, mouget eo a-benn bremañ !

— Marteze n'eus ket a dan c'hoaz e penn ar c'havell, eme Gatell.

Au dud en em selle. Daou pe dri a dostaas d'an nor. Met ar riskl a oa ken bras ma teuent holl adreñv en eur grena.

— Fin 'zo ! Re ziwezat eo ! eme an holl. O va Doue ! an aelig paour ! O Janig !...

— An aelig, o !

Hag eun den a lammas e-kreiz an dud, hag hep ober van ebet eus an tan a stanke an nor, e sailhas e-barz an ti.

— Jobig ! Jobig ar C'hoadou ! eme an holl en eur vouez, mezek eun tammig o welout eun diskiant o rei d'ezo eur skouer ken kaer a nerz-kalon.

— Eus a belec'h eo deut ?

— E oa o tont eus ar c'hoad.

— Mouget e vo ! Devet e vint o-daou !

— Digoromp ar prenestr, eme unan. Ne zeuy biken dre an nor !

An holl a c'hortoze, sioul evel ar maro. Pemp munutenn a dremenas, pemp munutenn hir hag ankenius-meurbet.

— Maro int ! a hirvoude unan bennak.

Katell a sache bleo he fenn, en eur c'hervel Santez Anna d'he sikour.

Santez Anna a glevas, rak Jobig a erruas e toull ar prenestr, e teue dioutañ bremañ flammou ruz. Astenn a rae ar bugel a oa gantañ etre e zivrec'h, hag a laoske eur c'harmadennig eur wech an amzer.

— N'eo ket maro. Doue da veza meulet ! eme an dud o tridal, tra ma kemere eur plac'h ar bugel paour hanter vouget ha ma tec'he gantañ da glask eun tammig aer fresk.

— Jobig ! Jobig ! deuit er-maez buan ! eme ar re all.

Met ar paour kaez inosant, strafuilhet bremañ, ne



finve mui. Chom a rae e diabarz an ti, prest, koulskoude, da goueza en e boull.

— Jobig ! deuit er-maez 'ta ! a grias an holl a-bouez-penn.

Kement-mañ a zihunas ar paour kaez. Sevel ar reas war ar prenestr. Hogen, war an taol, eur maen, o riskla eus krec'h, a gouezas war e benn hag hen taolas, hanter varo, astennet war ar porz.

Daou pe dri den a grogas ennañ kerkent, hag e zougas a-gostez, tra ma rede unan da glask ar medisin.

Ar bugel, hanter vouget gant ar moged, a zeuas tamm-ha-tamm war e giz. C'hoarzin a rae bremañ etre diouvrec'h ar baour kaez Katell.

E-keit-se an tan a rae e reuz. Kaer a oa bet teurel dour ha poania en-dro d'ezañ, n'helljod ket dont a-benn d'hen mouga. A-benn ma tarzas an deiz, eus an tiig glas, a c'hoarze an deiz a-raok e-touez ar c'hoadou bodennek, ne chome netra nemet peder moger hanter gouezet, a save diouto eur vogedenn du ha flaerius.

Per ha Janig a oa o tijuni gant tud an eured pa zeujod da lavarout d'ezo e oa eun den war varc'h oc'h ober klask warno.

— Eun den war varc'h ! eme Janig, deut ken gwenn hag eul lien. Perig, eur gwalleur ! O, Yannig !

— Gortoz d'en em nec'hi ken na vo gouezet, eme an tad, o cheñch liou ivez en desped d'ezañ.

Hag heñ er-maez.

Janig e heulias.

— Laouig ar Rouz eo, emezañ. Sell 'ta, Laouig, petra a zo a nevez ?

— Feiz, eme egile, stennet a-walc'h, eun tamm gwalleur a zo c'hoarvezet er Gêr-Wenn abaoe.

Janig a vennas sempla.

— Laouig, emezi, komz prim en ano Doue ! Va mab... a zo maro ?

— Yannig a zo divlam, eme ar paotr yaouank, met ar C'hoadig a zo devet.

— Ar C'hoadig devet !... Yannig divlam !... O va Doue !

Hag ar vamm a gouezas hanter semplet gant al levenez hag an anken. Perig a grogas enni.

— Ar mevel, emezañ, an hailhon-se, hennez en deus graet an taol !

Holl dud an eured a oa deredet. An dud koz a ouele.

— Pebez gwalleur ! eme an dud. Asuret oc'h ?

— Ya, a drugarez Doue, eme Ber, met nag a draou hor boa ha n'hor bije roet evit priz ebet !

— Yannig a zo divlam... Setu ar gwella ! eme Janig, adkvet ganti he floum.

— An aelig paour ! eme Laouig. N'oulan ket ho strafuilha re gantañ, met bet e oa war var da goll e damm buhez. Ankounac'haet e oa bet en ti gant an devezourez...

Eun taol kleze, o treuzi kalon Janig, n'en dije ket graet d'ezi muioc'h a boan.

— Ankounac'haet ! Gwerc'hez santel ! Ha piou en deus e saveteet ?

— An hini hor bije soñjet an nebeuta-holl : Jobig ar C'hoadou !



— Jobig !

— Ya, Jobig !

Hag ar paotr yaouank a zisplegas an istor war e hed : nerz-kalon an diskiant adal ma klevas kelou eus ar bugel, nec'hamant an holl hag an taol a skoas anezañ.

— O, ar galon aour, eme Janig, o sec'ha he daerou. Ha riskl a zo evit e vuhez ?

—Ar medisin n'en deus ket c'hoaz hen diskleriet sklaer a-walc'h, met an taol a zo bet spontus.

— Perig, d'ar gêr ! ha prim !

Pebez kalonad evit an daou bried yaouank, pa weljont an neizig a garent kement, hag o doa lezet en eur guitaat ken lirzin ha ken dudius, pulluc'het ha rentet e ludu. Daerou druz a redas war o dioujod. Kreski a rejont c'hoaz pa voe degaset Yannig dirazo. Hemañ n'en devoa ken soñj eus an nozvez ankenius en devoa tremenet. Kana a rae laouen en e yezig, ha pa welas e dad hag e vamm, e krogas da rifal ha da c'hoarzin.

Janig e ziframmas digant e virerez hag e vriatas gant eun nerz divuzul. Goude e voe tro an tad hag an dud koz. Ar paour kaez bihan, hanter voemet, ne ouie pe ouela pe c'hoarzin.

— Ha Jobig ? eme Janig. Deomp raktal d'e welout.

Jobig a oa en e wele, kollet gantañ tre-ha-tre, ar wech-mañ, e damm anaoudegez. E benn a oa lienet, ha ne rae van na seblant ouz den.

— Penaos emañ kont gantañ ? eme Janig d'an hini a oa en e gichen.

— Ne welo ket an noz, eme houmañ a vouez izel.

Erru oc'h, a gredan, d'e welout o tremen. An aotrou person a zo o vont ac'han.

Janig a dostaas d'ar gwele.

— Jobig, n'anavezez ket ac'hanoun ? emezi gant eur vouez hanter drouc'het. Jobig, sell ouzin !

— Degasit Yannig amañ, eme Janig.

Ha d'ar c'hlañvour :

— N'ec'h eus ket c'hoant da rei eur pok d'an aelig ? emezi gant eur vouez tener. Jobig, sell outañ. Degas a ra d'it eur boked.

— An aelig ? eme ar paour kaez, izel-izel.

Hag eur mousc'hoarz a seblantas tremen war e zremm. Met kerkent e cheñchas liou.

—Goulou binniget amañ dioustu.

An holl a oa sioul hag a bede en eur ouela.

Janig neuze a dostaas he bugel, ha, sioulik, e lakaas e jodig flour ouz jod sklaset an toc'hor. Hemañ a c'hoantaas digeri e zaoulagad.

— Soñj en Aotrou Doue, Jobig kaez, eme Janig. Eur sell hanter varo a respontas d'ezi, hag ar paour kaez a guitaas hon traonienn evit mont da glask e lod eürusted digant an Hini en deus lavaret : « Eürus ar re baour a spered : rouantelez an Neñv a zo d'ezo ».

— Me 'garje en dije bevet pell, eme Janig, en eur goueza d'an daoulin ouz troad ar gwele, evit e garout a-hed va buhez evel ma karas ac'hanoun.

An deiz war-lerc'h, tud ar Gêr-Wenn ha kalz a re all a heulie korf Jobig ar C'hoadou d'ar vered. Meur a hini a ouele.

Ha, da bell goude, war-dro serr-noz, eur plac'h, eur bugel ganti war he brec'h pe ouz he dourn, a zeue



sioulik da zaoulina war ar bez. Janig a veze gant he mab, o tont da zegas, gant eur bedenn galonek, eur vleunienn a anaoudegez-vat d'an hini a ginnigas d'ezi, ken lies e-pad e vuhez, bleuñv dudius e garantez.

# Notennou

## «Marvailhou an Oaled »

An holl o devo plijadur o lenn niverenn « Kannadig Gwalarn » miz kerzu, niverenn Nedeleg, enni, dastumet evit ar wech kenta e brezoneg, « Marvailhou an Oaled » brudet ar vreudeur Grimm.

Netra nemet evit kaout an niverenn gaer-se, e talvezfe ar boan kas da « Gwalarn » priz ar c'houmanant : dek lur hepken evit eur bloaz. Ha n'eo ket echu, rak niverennou all, brao-dispar, a zeuio da heul.

Ma hoc'h eus eur prof da ober da unan bennak, koumanantit anezañ dioustu da « Gannadig Gwalarn » : n'ho pezo ket a geuz.

## Ar brezoneg er skoliou

Eur genstrivadeg a zo bet savet er bloaz-mañ gant « OBER » etre ar vistri ha mestrezed-skol eus kantoniou ar C'hastell-Neve ha Keraez.

Pal ar genstrivadeg a oa deski d'ar vugale lenn ha skriva brezoneg ha deski d'ezo ivez eun diverra eus istor Breiz.

Evit rei ar priziou ez eus bet taolet evez war deskadurez ar vugale kerkoulz ha war o niver.

Ar c'henta priz a zo aet gant an eil klasenn eus skol ar merc'hed e Speied (Kanton Keraez), 55 plac'hig (300 lur d'ar vestrez-skol).

An eil priz a zo aet gant klasenn genta skol gristen S. Wazeg (kanton ar C'hastell-Neve), 28 plac'hig (200 lur d'ar vestrez-skol).

An trede priz a zo aet gant klasenn genta skol gristen Speied, 38 plac'hig (100 lur d'ar vestrez-skol).

Priziou a zo bet roet ivez d'ar vugale desketa (65 levr roet d'ar vugale, a-berz « Brezoneg ar Vugale » ar gelaouenn « Gwalarn »).

Trugarez d'ar re o deus roet o skoazell betek bremañ.



Bez' e vo eur genstrivadeg all er bloaz a zeu gant hevelep priziou.

Ar vistri ha mestrezed-skol o defe soñj kenstriva a zo pedet da gas o ano hag o chomlec'h da « OBER », B.P. 28, Roazon, o c'houlenn reoliadur ar genstrivadeg.

Niverusoc'h e vo ar genstriverien er bloaz a zeu, niverusoc'h e vo ar priziou ivez. Setu perak ez eo pedet ar re a gar ar brezoneg da gas eur gwenneg bennak (kasit an arc'hant da C.C. 7887 Rennes, « Kenstrivadeg vrezonek OBER »).

Kantadou a vugale a zo bet goulennataet er bloaz-mañ. Fiziañs a zo mont en tu all d'ar mil er bloaz a zeu.

Skoazellit hag harpit « OBER ». Evit Breiz hag ar brezoneg eo e stourm !

## Kenstrivadeg « Kannadig Gwalarn »

Aet ar maout adarre gant skol gristen ar merc'hed, Poullan !

Setu amañ roll ar priziou evit kenstrivadeg miz gouere :

Kenta priz : Elise Sergent, 11 vloaz.

Eil priz : Anna Kerivel, 12 vloaz.

Trede priz : Reine Bariou, 13 vloaz.

An danvez a oa : « Mar doc'h bet biskoaz d'eur pardon, lavarit petra hoc'h eus gwelet ». Deut brao-kenañ eo gant ar plac'hedigou-se. Hor gwella gourc'hemennou d'ezo ha d'o mestrez-skol.

## « An Diou Zremm »

« An Diou Zremm », ar pez-c'hoari hollgaer savet gant X. de Langlais, ha moulet gant « Gwalarn », a zo bet c'hoariet evit ar wech kenta e-doug goueliou ar Bleun-Brug e Pont-'n-Abad, e miz gwengolo. Plijet en deus d'an holl, ha da gredi eo e vo c'hoariet hep dale e lec'h all.

## Eul levr nevez

Emañ « Dihunamb » o paouez moula eul levr nevez e rannyez Wened, « Bourapted en Tiegeh », gant J.M. Heneu. Fentus awalc'h eo da lenn. Ouspenn se, moulet-mat eo, war baper brao, gant eur golo kaer treset gant X. de Langlais. Priz : 15 lur, e ti « Dihunamb ».

## « Ar Falz »

« Ar Falz », kannadig ar vistri-skol laik mignoned d'ar brezoneg, a ya atao war-raok. Ober a ra eur genstrivadeg vrezonek evit bugale ar skoliou laik. War bep niverenn e kaver « An Eurvez Vrezonek », hag a zo talvoudus-meurbet. Eun dlead eo harpa « Ar Falz ». Skriva d'an Ao. Sohier, mestr-skol e Plourivo. Ar c'houmanant ne goust nemet dek lur ar bloaz (C.C. 133-46 Rennes).

## Kannadig Gourin

War an niverenn diweza, e lennomp daou gantig brezonek « Sant Diboan » ha « Kantig Sant Nikolaz ».

## « Adsao »

« Adsao » a embann (niverenn miz gouere) eur studiadenn c'hallek diwar-benn barzoneg Roparz Hemon, « Pirc'hirin ar Mor », ha pennadou dudius all a-zivout buhez ar vro.

## Brezoneg ar vugale

Profou : Mona Sohier : 10 l. — An Ao. Mens : 30 l. — An Dim. Guieysse : 20 l. — en holl : 60 l. — Chom a ra er c'hef : 653 l. 80.

Profou evit « Kannadig Gwalarn » : An Dim. Guieysse : 20 l. — An Ao. Gueguen : 100 l.

Trugarez ! Poent eo kas d'imp ar goulennou, ar re a fell d'ezo rei levriou d'ar vugale, pe welloc'h c'hoaz, kaout « Kannadig Gwalarn » e-pad eur bloaz evito.

Nevez embannet gant « GWALARN »:

▼

# PIRC'HIRIN AR MOR

gant Roparz Hemon

**Priz: 16 real (4 lur)**

« Ce poème, littérairement le plus beau de notre langue... »

**Adsao** (gouere 1933)

▼

# SINDBAD AR MARTOLOD

**Priz: 16 real (4 lur)**

Eul levrig kaer-meurbet evit ar re yaouank

▼

# EUR BREIZAD ER C'HANADA

**Priz: 15 lur**

**Unan eus al levriou kaera ha talvoudusa bet moulet biskoaz e brezoneg.**

**Embannaduriou « GWALARN » a gaver da brena en tiez-mañ:**

**E BREST**

« Ti Breiz », 11, rue d'Algésiras
Le Jan, rue de Siam
Derrien, rue de Siam

**E KEMPER**

Le Dault, 18, boulevard Kerguelen

**E ROAZON**

« Ti Breiz », 4, rue Hoche

▼

Bez' e c'heller skriva d'imp:

**GWALARN, Boite Postale 75, Brest**

Al levriou a vo kaset d'eoc'h buan ha n'ho pezo netra da baea evit ar mizou-kas.

Kas an arc'hant d'ar gont 96-38, Roazon.

Da veza embannet:

E miz du (Gwalarn hepken)

Eun oberenn nevez
gant D. K. KONGAR

# DISUL DA NOZ



E miz kerzu
(Gwalarn ha Kannadig Gwalarn)

# MARVAILHOU AN OALED

(Marvailhou Grimm)



Koumanantit bremañ da gaout abred he niverenn

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest — *Ar Merour* : Y. Drézen.

